Wikipedia

# Vimisoyeg

Ur yezh c'hermanek eus skourr germanek ar c'hornôg eo ar **vimisoyeg** (*wymysöryś*) komzet gant tro-dro da 100 den nemetken er gêr vihan anvet Wilamowice (vimisoyeg: *Wymysoj*) war ar vevenn etre Silezia ha Polonia Vihan.

**Vimisoyeg (*Wymysöryś*)**



## Hogozik marv

### Perzhioù

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Polonia |
| Rannved : | Wilamowice |
| Komzet gant : | ~ 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek |

- Yezhoù germanek
  - Yezhoù germanek ar c'hornôg
    - **Vimisoyeg**

### Statud ofisiel

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |

### Kodoù ar yezh

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | - |
| ISO 639-3 | wym |
| Kod SIL | - |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Taolenn



## Istor

Diorroet e oa bet ar vimisoyeg war diazez yezhoù alamanek ar c'hreiz en XIIvet kantved, levezonet-don war an dro gant ar sakseg izel, an izelvroeg, ar frizeg, ar poloneg hag an hensaozneg.

An dud eus Wilamowice o deus lâret a-viskoazh ez eus Izelvroiz anezhe ha n'eo ket Alamaned. Komzet e veze vimisoyeg evel yezh voutin an dud e Wilamowice betek 1945-1949. Goude an eil brezel bed avat e voe difennet implijout ar yezh gant ar gouarnamant lec'hel ha daoust ma voe bet chomet a-sav da zifenn implij ar yezh e 1956 e oa aet kalz war wanaat dija ha kemeret e oa bet he flas gant ar poloneg tamm-ha-tamm, dreist-holl gant ar re yaouank.

Ur yezh en arvar an hini eo abalamour d'an diouer a dud barrek war ar yezh hag ivez dre ar fed ma'z eo kozh a-walc'h dre vras an dud a ra ganti.

## Al lizherenneg vimisoyeg

a, ao, b, c, ć, d, e, f, g, h, i, j, k, ł, l, m, n, ń, o, ö, p, q, r, s, ś, t, u, ü, v, w, y, z, ź, ż
A, AO, B, C, Ć, D, E, F, G, H, I, J, K, Ł, L, M, N, Ń, O, Ö, P, Q, R, S, Ś, T, U, Ü, V, W, Y, Z, Ź, Ż

# Mont pelloc’h ganti


- Ludwik Młynek, *"Narzecze wilamowickie"*, Tarnów, 1907: J.Pisz.
- Józef Latosiński, *"Monografia miasteczka Wilamowic"*, Kraków, 1909.
- Hermann Mojmir, *"Wörterbuch der deutschen Mundart von Wilamowice" (Słownik niemieckiej gwary Wilamowic)*, Kraków, 1930-1936: Polska Akademia Umiejętności.
- Adam Kleczkowski, *"Dialekt Wilamowic w zachodniej Galicji. Fonetyka i fleksja"*. Kraków, 1920: Polska Akademia Umiejętności.
- Adam Kleczkowski, *"Dialekt Wilamowic w zachodniej Galicji. Składnia"*, Poznań, 1921: Uniwersytet Poznański.
- Maria Katarzyna Lasatowicz, *"Die deutsche Mundart von Wilamowice zwischen 1920 und 1987"*. Opole, 1992: Wyższa Szkoła Pedagogiczna.
- Tomasz Wicherkiewicz, *The Making of a Language: The Case of the Idiom of Wilamowice*, Mouton de Gruyter, 2003, ISBN 3-11-017099-X


# Gwelet ivez

- Yezhoù germanek

---